# CANVEU
# ER BEURERION
## É SANTÈS-ANNA.



É GUÉNÈD,
É ty J.-M. GALLES, Imprimour-Livrour, é ru er Préfector.



# ER BEURERION É SANTÈS-ANNA.



**Ton Quelven.**

Cheleuet-ni, perbinderion
E za de Santès-Anna :
Hou pet truhé doh poorion
Zò dastumet ama :
Sellet, gùélet hun trebilleu,
Allas! nen dès quet brassoh!
Eit omb é ma ol er poénieu;
El lehuiné zò eit oh.

De vitin hui zò dihousquet
Ar ur gulé douç ha caër;
Er poor ar en doar astennet
E gousque édan en amzér.
De greis-dé a pe son er hloh,
Hon miren zò alleiget;
Er poor, ma ne receu guenoh,
Nen devou miren erhet.

D'er gouyan a pe goueh eu erh,
É oh gusquet tuem mad;
Er poor liès e goueh hemb uerh,
Sclasset èl uu énevad:
En tan éu hou hulèd e splan;
Hou ty zò lau a duemdér:
Ty er poor, hae é vé-eou clan,
E zò ur hreuicg distér.

D'er sul pe yet d'eu overen,
Hui e husque hou treu hràu:
Hemb forh, d'er aul, evel aguen,
Er poor e zò poor attàu.
Éu ilis memb, ô tra calet!
Eit omb èl eit d'oh querclous,
Pèl doh en autær forhannet,
É omb evel tud cacous.

Quaih poor, aveit clasq a dameu
Pe yès a zor de zor,
Er vugalé doh ou mameu
Beau e goh é raug er poor!
Er hi, pe za un déu pibuicg,
Chomet dòu evel uu oén,
E harh, mar tostès un tamicg,
Evel énep d'ur fal zén.

D'er poor, ô péh un tarh-calon!
Tremeinein ar eu doar,
Forhet a hep consolation
Ha baiet ér glahar!
O péh ur vuhé anquinus
E atleige-eon het é vé!
Er marhue queu uerhue d'en dud curua,
Er have-cou lan a joé.

Er poor, én ær-zé queu cahus,
Neu dès quæ de uitra;
Éu neau é crèd é vô eurus
Guet Jesua ha Maria!
Éu neau é huélô é Salvér,
Èl d'ou poor ar an doar;
Ar é hèn grounet a aplaudér,
Ur gourôn e vô hemb par.





## BREIH.

## CARANTÉ ER VRETONNÈD DOH OU BRO.

***Ton*: An hani goux.**

Me halon zò guet mem brò,
O ya, perpet é vò!

Hac é vehen é pèn er hed,
Doh Breih me halon vò ataguet.
Me halon zò, etc.

En hiaul, m'er gonér, e huél hroïeu
Él léh m'en dès mui a vadeu.
Me halon zò, etc.

É Paris é huélan tren hràu,
Tren caër d'em deulegad attàu.
Me halon zò, etc.

Me zò bet é mesq er Sauzon :
Étal d'hai é omb poorion.
Me halon zò, etc.

Me mès hoah guèlet doar Spagn,
Hac é hiaul quen tnem ha quer aplan.
Me halon zò, etc.

Rom hac er Pab e mès guèlet;
Arlerh Breih e mès ind caret.
Me halon zò, etc.

Ér hroïeu-zé, denston quer caër,
Perpet me halon oé ér guér.
Me halon zò, etc.

Men discoarn e hoanté conzeu
E lar d'emh é Breih hur mamen.
Me halon zò, etc.

Men deulegad e glasqué lann,
Quelen glas ha bleu er belann.
Me halon zò, etc.

Ne huélèn quet mui er hragueu
En dès miret d'emh hun tadeu.
Me halon zò, etc.

Ne glenèn mui er hinieu
Nac er barz guet é gannenneu.
Me halon zò, etc.

Bet ne dremeinei mem huhé,
É Breih é chomein mar vèn Doné.
Me halon zò, etc.

Me vèn bihuein é ty me zad;
Ino hemh qnin é on erhat.
Me halon zò, etc.

Me vèn chonquein édan er gùé
En dèa eon bet squedet ehué.
Me halon zò, etc.

Me vèn trézein er morieg douç
En dèa trézet é vaguieg couz.
Me halon zò, etc.

Drest peb-tra me vèn pedein Doué
Gnenoh, Bretonnèd, lan a fé.
Me halon zò, etc.

Me vèn èl oh, ar men denlin,
Ér vinèd eit me zud pedein.
Me halon zò, etc.

Guenoh me larei pedenneu
Én hun ilia dù dré vlaieu.
Me halon zò, etc.

Me vèn é Breih hont béziet,
Hac étal me mam poor laquet.
Me halon zò, etc.

É Breih é larér ar er bé
Eit er marhue *Pater* hac *Ave*.
Me halon zò, etc.

Larein é rér overenneu
Eit gobér vad d'en ineanen.
Me halon zò, etc.

Mem broïeg poor, d'eign péh ur boén
Pèl doh id pe zé d'eign tremén.
Me halon zò, etc.

É mèn é bès doar scannoh
Eit doar Breih ha santelloh?
Me halon zò guet mem brò,
O ya, perpet é vò!



